Gwalarn
Niv. 25
KERZU 1930

E niverenn 23 « Gwalarn » hon eus lavaret e rajemp hor gwella da virout priz ar c'houmanant-bloaz ken izel hag a-raok, daoust d'hor gelc' h-gelaouenn da veza deuet miziek.

Gant priz pep tra o kreski, avat, e rankomp goulenn eun tammig muioch digant hor c'houmananterien.

Diwar ar 1-a a viz genver 1931, eta, e vo 30 lur priz ar c'houmanant-bloaz (35 lur evit ar broiou estren). Eur skoed e vo priz an niverenn gwerzet distag.

E gwirionez, 50 lur a rankfemp goulenn evit tremen hep koll, ken bras eo hor mizou. Pedi hag aspedi a reomp an holl Vreiziz a galon da glask d'imp koumananterien nevez, da vruda hor c'helaouenn hag hol levriou, ha da gas d'imp eun tammig prof mar gellont. O fedi a reomp dreist-holl da baea o adkoumanant e koulz, o rei d'imp evel-se eur merk a gengarantez hag a fiziañs.

## A-HED AN DEIZ

Eun dremmwel striz.

Toennou dirazoun ha menoziou bihan ennoun.

Moged glas ha gwenn.

— Ha marteze emañ an den yaouank o sellout ouzin-me ?

Sonerez ar glao pounner — ha n'eo ket glao miz du e koadou noaz a-hont — ha n'eo ket glao deuet war eskell skañv avel walarn.

Ha nemet toennou dirazoun ha menoziou bihan ennoun.

Skuiz oun, a ! pegen skuiz.

— Daoust hag ar vuhez a dalv ar boan ?

F. R. M.

Neuze kredi 'raen marteze e c'hellfen,
Leunia deiziou hir ha du gant traou yen.

Ankounac'haat amzer hor c'harantez c'houek,
Sioulaat va c'halon gant komzou poellek.

Ankounac'haat da c'hoarz sklintin, da zremm
wrezus,
Ha pokou dilavarus da vuzellou ruz.

Tan korollus da zaoulagad heoliet,
An huñvreou hon eus huñvreet a-gevret.

Astennet hon-daou dindan an dervenn goz,
O selaou ouz an avel e-touez ar roz.

Neuze kredi 'raen... ha bremañ pa zeu d'in
Kan an alc'houeder e glasder ar mintin,

Ne c'hellan ket kredi out marvet, va mignon,
Ne c'hellan ket kredi out kollet evidon.

FANT R. MEAVENN.

# Kulhwch hag Olwen

*(Kendalc'h)*

*Kulhwch a zo bet tonket d'ezañ e timezje gant Olwen, merc'h Yspaddaden Penkawr.*
*Mont a ra da Lez ar Roue Arzur, da c'houlenn digant hemañ e skoazell evit gounit Olwen.*
*Ne fell ket da dad Olwen, avat, rei e verc'h, a-raok ma vo bet kavet gant Kulhwch eur bern traou burzudus, holl ken diaes da gavout an eil hag egile.*
*Mont a ra Kulhwch eta, gant harp Arzur hag e dud, da glask an holl draou merket.*

▼

## KEVEZEREZ GWYTHYR MAB GREIDAWL HA GWYNN MAB NUDD.

Ha neuze Arzur ha lavarout :
— « Pehini eo ar gwella da glask bremañ eus an traou burzudus ? »
— « Ar gwella eo klask Drutwyn, ki bihan Greit, mab Eri. »
Eur pennad amzer a-raok ez oa aet Kreiddylat, merc'h Lludd Llaw Ereint, [da wreg] gant Gwythyr mab Greidawl. Kent avait m'en doe kousket

ganti e teuas Gwynn mab Nudd d'he skrapa kuit. Gwythyr mab Greidawl ha boda neuze eun arme d'en em ganna ouz Gwynn mab Nudd. Gwynn eo a voe trec'h, hag e tapas Greit mab Eri, Glinneu Eil Taran, Gwrgwst Letlwm ha Dyvnarth e vab; tapout a reas c'hoaz Penn mab Nethawc, Nwython ha Kyledyr Wyllt e vab. Laza Nwython a eure, diframma e galon ha redia Kyledyr da zebri kalon e dad. Diwar se eo ez eas Kyledyr da ziskiant. Klevout a reas Arzur ar c'helou-se hag e teuas betek en Hanternoz. Gervel a eure davetañ Gwynn mab Nudd ha tenna an dudjentil digantañ diouz e brizon hag aoza ar peoc'h etre Gwynn mab Nudd ha Gwythyr mab Greidawl. Sed ar feur a voe savet : derc'hel ar plac'h yaouank e ti he zad hep da nikun anezo tostaat outi ; ha kann bep deiz Kala Mae betek deiz ar varn etre Gwynn ha Gwythyr ; an hini anezo a vo trec'h, deiz ar varn, kemer ar plac'h yaouank.

Goude savet an emgleo en doare-se etre an dudjentil en devoe Arzur Mydwn marc'h Gweddw ha roll Kwrs Kant Ewin.

## SKILF YSKITHYRWYNN PENNBEIDD.

Goude se ez eas Arzur betek Llydaw (Arvorig), gant Mabon mab Mellt ha Gware Gwallt Euryn da glask daou gi Glythmyr Lledewic (an Arvoriad). Goude bet anezo ez eas Arzur betek kornog Iwerzon da glask Gwrgi Severi, Odgar, mab Aedd, roue Iwerzon gantañ. Ac'hane ez eas Arzur d'an



Hanternoz hag e tapas Kyledyr Wyllt. Hag ez eas hemañ da hemolc'hi Yskithyrwynn Pennbeidd ; mont a reas ivez Mabon mab Mellt, ouz e zourn daou gi Glythmyr Lledewic ha Drutwynn ki bihan Greit mab Eri. Arzur e-unan a yeas ivez war-lerc'h, Kavall e gi ouz e zourn. Kaw eus Prydein a bignas war Lamrei kazeg Arzur hag a dizas al loen war goll. Kregi a reas neuze Kaw eus Prydein en eur vouc'hal greñv ha dont ez kadarn hag eskuit d'an houc'h gouez ha faouta d'ezañ e benn e daou hanter. Kemer a eure Kaw ar skilf. N'eo ket ar c'hon a oa bet merket da Gulhwch gant Yspaddaden a zispennas an houc'h gouez, hogen Kavall, ki Arzur, e-unan.

## BINIM AN TWRCH TRWYTH.

Goude lazet Ysgithyrwynn Penbeidd, ez eas Arzur hag e dud da Gelli Wic e Kernyw. Ac'hano e kasas Menw mab Teirgwaedd da sellout hag edo ar bragereziou etre diouskouarn an Twrch Trwyth, rak aner oa mont d'en em ganna outañ mar n'oa ket gantañ ar bragereziou. Diarvar oa avat edo heñ dre eno : o paouez gwasta eun drederenn eus Iwerzon ez oa. Mont a reas Menw d'e glask hag e welout a eure en Esgeir Oervel en Iwerzon. Trei a reas Menw e furm eun evn ha diskenn a-us d'an toull ha klask diframma digantañ unan eus ar braoigou. Ne dapas tra avat nemet eur reunenn. Sevel a reas an houc'h ez kadarn-tre hag en em zifreta kement ma voe tizet Menw gant eur begad eus e vinim ha ne voe mui yac'h-tre diwar neuze.

## KAOTER DIWRNACH AR GOUEZEL.

Kaset e voe goude se eur c'hannad gant Arzur davet Odgar mab Aedd, roue Iwerzon, da c'houlenn digantañ kaoter Diwrnach ar Gouezel merour d'ezañ. Hag Odgar ha goulenn m'hen rofe.

Hag e lavaras Diwrnach :

— « Doue a oar ! ha pa rafe vad d'ezañ teurel eur sell nemet ken warnañ, n'aotrefen ket ! »

Hag ez eas en-dro kannad Arzur hep ar gaoter diouz Iwerzon.

Loc'ha a reas Arzur, gantañ eur strollad armet-skañv, mont e Prytwenn e lestr hag erruout en Iwerzon. Diraez ti Diwrnach ar Gouezel a rejont. Tud Odgar a welas pet oa anezo. Goude debret hag evet o gwalc'h gant e dud, e c'houlennas Arzur ar gaoter. Diwrnach a lavaras m'hen dije hen roet, en dije graet se war c'houlenn Odgar, roue Iwerzon. Goude lavaret nann d'ezo e savas Bedwyr ; tapout a reas krog er gaoter hag hen lakaat war gein Hygwydd, gwaz Arzur. Breur oa hennez, dre e vamm, da Gachamwri, gwaz Arzur. E garg oa, a-hed eur wech, dougen kaoter Arzur hag enaoui an tan dindani. Tapout krog a eure Llenlleawc ar Gouezel e Kaletvwlch, lakaat tro enni ha laza Diwrnach ar Gouezel hag e holl dud. Dont a reas armeou Iwerzon d'en em ganna outo hag eur wech ma voent lakaet war dec'h e pignas dioustu Arzur hag e dud war o lestr, ar gaoter leun a vouneiz Iwerzon ganto. Tapout aod a rejont e ti Llywddeu, mab Kelcoet, e Porth Kerddin, e bro-Dyvet. Eno emañ muzul ar gaoter.



## AR C'HENTA KROGAD OUZ AN TWRCH TRWYTH.

Hag Arzur neuze ha boda kement a oa a vrezelourien e teir enez Vreiz hag o zeir ragenez, kement a oa e Bro-C'hall, Arvorig, Normandi ha Bro an Hañv, kement a oa a droadeien eus an dibab hag a varc'heien vrudet. Hag e loc'has gant an holl vagadou-se etrezek Iwerzon. Aon bras ha krenerez a voe eno razañ. Hag eur wech diskennet Arzur en aod, e teuas sent Iwerzon en e vetek da c'houlenn digantañ e warez.

Hag heñ hag aotren d'ezo e warez hag i, diouz o zu, o bennoz. Dont a reas ivez tud Iwerzon davet Arzur ha rei bevañs d'ezañ. Mont a reas Arzur betek Esgeir Oervel en Iwerzon ma'z oa eno an Twrch Trwyth gant e seiz porc'hell. Laosket e voe ar c'hon warno a-bep tu. En deiz-se betek an noz ez en em gannas ar C'houezeled outañ ; daoust da se gwasta a eure pempvet rann Iwerzon. Antronoz ez en em gannas outañ goskor Arzur, nemet an droug o doe digantañ ne zeujont a-benn da netra a vad. An trede deiz ez en em gannas outañ Arzur e-unan hag evel-se e-pad nao dervez ha nao nozvez; ne lazas nemet eur porc'hell eus e dorrad. Goulenn a eure tud Arzur outañ piou oa an houc'h-se.

— « Eur roue e voe, » eme Arzur. « ha troet eo bet gant Doue en eun houc'h en abeg d'e bec'hed ».

## AN TWRCH TRWYTH A ZEU DA VRO-GEMBRE.

Kas a reas Arzur Gwrhyr Gwalstawt Ieithoedd da glask diviz outañ. Mont a eure Gwrhyr dindan neuz eun evn a-zioc'h an toull anezañ hag e seiz porc'hell, ha goulenn outañ :

— « En ano an hini az lakaas dindan ar furm-se, mar gellit prezeg, e c'houlennan ma teuio unan ac'hanoc'h da zivizout ouz Arzur. »

Grugyn Gwrych Ereint eo a respontas. (Evel plu arc'hant ez oa e reun holl : dre ma'z ae a-dreuz koad pe vaez e veze gwelet kement e skede e reun). Sed ar respont a roas Grugyn :

— « Dre an hini hor greas-ni dindan ar furm-mañ, ne raimp ket ha ne livirimp tra ouz Arzur. Awalc'h oa an droug en deus graet Doue d'imp ouz hon lakaat dindan ar furm-mañ hep ma teufec'h-c'houi d'en em ganna ouzimp ! »

— « Lavarout a ran d'eoc'h ez en em gann Arzur evit ar grib, an aotenn hag ar weltre a zo etre diouskouarn an Twrch Trwyth. »

— « Nemet e kemerfed e vuhez-heñ da genta » eme C'hrugyn, « ar bragereziou-se n'en devezo den. Warc'hoaz d'ar beure e loc'himp ac'hanen hag ez imp da vro Arzur ha kement a c'hellimp ober a zroug a raimp eno. »

Loc'ha a rejont dre vor war-du Kembre. Pignat a reas Arzur hag e vrezelourien, e virc'hed hag e gon e bourz Prytwenn hag, eun taol-Iagad-pad, en em welout an eil re ar re all. Douara a reas an Twrch Trwyth e Port Cleis e Dyvet. Arzur a zeuas



en noz-se betek Mynyw. Antronoz e voe kemennet d'ezañ ez oant aet e-biou. O zizout a reas etre ma lazent chatal Kynnwas Kwrr y Vagyl. Ha goude en-devout lazet kement a oa a dud hag a loened e Deu-gleddyf a-raok ma teuas Arzur, adal ma tegoue-zas hemañ, ez eas kuit an Twrch Trwyth ac'hano betek Presseleu. Dont a reas eno Arzur hag e holl strolladou. Kas a reas e dud war o lerc'h, Eli ha Trachmyr, ouz e zourn Drutwyn, ki bihan Greit mab Eri ; Gwarthegyt mab Kaw en eur c'horn all, gant daou gi Glythmyr Lledewic ouz e zourn, ha Bedwyr, gant Kavall ki Arzur. Renka a eure e holl dud diouz an daou du d'an Nyver. Dont a reas ivez tri mab Kleddyv Divwlch, o doa gounezet brud vras dre laza Ysgithyrwynn Penbeidd (5). Neuze e loc'has an Twrch diouz Glynn Nyver hag e teuas da Gwm Kerwyn, ma reas penn eno. Laza a reas neuze pevar diwallour da Arzur : Gwar-thegyt mab Kaw, Tarawc eus Allt Clwyt, Reidwn mab Eli Atver hag Iscovan Hael. Goude lazet an dud-se e reas penn, evit an eil gwech, d'ezo hag e lazas Gwydre mab Arzur, Garselit ar Gouezel, Glew mab Yscawt, hag Iscawyn mab Panon. Eno avat e voe gloazet e-unan.

## AN HEMOLC'HERIEN DIROUDENNET

Antronoz er beure, war-dro an deiz, e voe tizet an Twrch gant lod eus an dud. Neuze eo e lazas

(5) N'eus ket meneg ebet anezo koulskoude er pennad-se eus an danevell. Meur a lec'h displann a zo evel-se e Kulhwch.

Huandaw ha Gogigwc ha Pennpingon, tri mevel Glewlwyt Gavaelvawr e doare ma ne chome, Doue oar, mevel all ebet ouz heul hemañ nemet Llaesgenym na blijas morse da zen ebet. Ouspenn se e lazas kalz a dud eus ar vro : Gwlydyn ar c'halvez, mestr kilvizien Arzur oa unan anezo. Tizout an Twrch a reas Arzur e Pelumyawc. Eno e voe lazet gantañ Madawc mab Teithyon, Gwynn, mab Tringat, mab Nevet, hag Eiryawn Pennlloran. Ac'hane ez eas an houc'h betek Aber Tywi. Eno e reas penn d'ezo hag e lazas Kynlas mab Kynan ha Gwilenhin roue Bro-C'hall. Alese ez eas da C'hlynn Ystu. Neuze e kollas an dud hag ar c'hon e roudou. Gervel a reas Arzur Gwynn mab Nudd davetañ ha goulenn outañ hag eun dra bennak a ouie a-zivout an Twrch Trwyth, hag hemañ a eilgerias ne ouie ket.

## LAZADEG

Ha neuze an holl hemolc'herien ha mont warlerc'h ar moc'h betek Dyffryn Llychwr. Grugyn Gwallt Ereint ha Llwyddawc Govynnyat a enebas outo hag a lazas an hemolc'herien ken na dec'has kuit ez veo nemet unan. Hag Arzur ha deredek gant e strolladou d'al lec'h m'edo Grugyn ha Llwyddawc, ha leuskel neuze warno a-grenn kement ki oa bet kemennet. Adal ma rankjont ober penn, e teuas an Twrch Trwyth war o difenn. Abaoe m'o doa treuzet mor Iwerzon betek neuze n'oa ket degouezet ganto. Sailha a eure warnañ neuze ha tud ha kon. Staga a reas da gerzout betek Mynydd Amanw. Eno e voe lazet eur wiz eus e dorrad. Buhez evit buhez e voe neuze talvezet d'ezañ. Twrch Llawin ivez a voe lazet hag unan all eus e voc'h, Gwys e ano. Alese e teuas e Duffryn Amanw hag eno e kouezas Banw ha Benwic. Ne deas ac'hane gantañ ez veo eus e voc'h nemet Grugyn Gwallt Ereint ha Llwyddawc Govynnyat. Diouz al lec'h-se ez ejont da Lwch Ewin ma voe tizet eno an Twrch Trwyth gant Arzur. Ober penn a reas neuze ha laza Echel Vorddwyt Twll ha Garwyli mab Gwyddawc Gwyr ha kalz a dud hag a gon ivez. Kerzout a rejont ac'hano da Lwch Tawy ma 'z eas Grugyn Gwrych Ereint kuit diouto. Mont a reas hemañ alese betek Din Tywy hag ac'hano e Keredigyawn, Eli ha Trachmyr ouz e heul ha re all e-leiz ganto.

Dont a reas goude-se da Garth Gregyn hag eno e voe lazet. Llwyddawc Govynnyat a sailhas en o mesk hag a lazas Ruddvyw Rys ha kalz re all a-gevret gantañ hag e tec'has betek Ystrad Yw, ma tegouezas gantañ tud Llydaw. Laza a eureheñ Hvipeissawc roue Llydaw ha Llygatrudd Emys ha Gwrbothw, eontred Arzur, breudeur d'e vamm hag e voe lazet e-unan.

## AN TWRCH TRWYTH E KERNE-VEUR

Tremen a reas neuze an Twrch Trwyth etre Tawy hag Evyas. Kengervel a reas Arzur tud Kernyw ha Dyfneint a-enep d'ezañ en Aber Hafren. Hag Arzur ha lavarout da vrezelourien an enez-mañ :

— « Kalz en deus lazet an Twrch Trwyth eus va zud. Dre gadarnded va c'hadourien, me beo, ne daio ket da Gernyw. Evidoun-me ne redin ket pelloc'h war e lerc'h. Mont a rin d'ezañ en eur dalvezout buhez evit buhez. Grit a c'hellot ober! » E ziviz a voe kas eur strollad marc'heien, kon an enez-mañ ganto, betek Evyas da zistrei goude war-du an Havren, hag eno herzel outañ da dremen gant kement a oa a vrezelourien gadarn en enez-mañ hag e vounta dre heg er ster. Mont a reas gantañ betek an Havren Mabon mab Modron, war Wynn Mygdwn marc'h Gweddw, hag ivez Goreu mab Custennin ha Menw mab Teirgwaedd, etre Llynn Lluvan hag Aber Gwy. Sailha warnañ a reas Arzur gant diwallourien Enez Vreiz. Tostaat outañ a eure Osla Gyllellvawr, Manawyddan mab Llyr, Kachmwri gwaz Arzur ha Gwyngelli, e daga ha tapout krog ennañ da genta a-bouez e dreid d'e souba en Havren e doare ma rede an dour dreist e benn. Mabon mab Modron, diouz e du, a roas kentrou d'e varc'h kalloc'h hag a dennas an aotenn digant an Twrch Trwyth. Diouz eun tu all Kyledyr Wyllt war eun eil marc'h kalloc'h a ziskennas en Havren hag a gasas gantañ ar weltre. Araok avat gallout tenna ar grib e tapas an houc'h douar gant e dreid ha kerkent ha m'o doe stoket n'hellas na ki na marc'h na den mont d'e heul betek ma voe erruet e Kernyw. Muioc'h a vec'h o doe o virout ouz an daou zen da veuzi eget n'o doa bet o kaout ar brагereziou. Kachmwri, d'ar c'houlz m'e denned er-maez, oa sachet d'ar goueled gant daou vaen-milin. Osla Gyllellvawr pa rede war-lerc'h an Twrch, e kouezas e goñtell diouz e c'houin, ha kollet e voe. E c'houin goude se a voe leuniet gant an dour, ha p'e denned er-maez ez oa sachet gantañ d'ar strad.



Arzur hag e strolladou a loc'has ac'hano da dizout an Twrch e Kernyw. Eur c'hoari oa an droug oa bet gantañ betek neuze e-keñver an hini a voe o kaout digantañ ar grib. Diouz eun droug d'egile e voe tennet digantañ. Goude se e voe kaset kuit a Gernyw ha bountet war eeun d'ar mor. Ne voe biken gouezet diwar neuze pe da lec'h ez eas, Anet hag Aethlem gantañ. Ac'hano ez eas Arzur da Gelli Wic, da gibellat ha da ziskuiza.

## AR SORSEREZ GORDDU.

— « Hag eun dra bennak a chom bremañ da gaout eus an traou burzudus ? » eme Arzur.

— « Ya », eme unan eus ar wazed, « Gwad ar sorserez Gorddu, merc'h ar sorserez Gorwenn, eus Penn Nant Govut, war harzou an Ifern. »

Hag Arzur ha kemer penn e hent etrezek an Hanternoz ha dont d'al lec'h m'edo mougeo ar wrac'h. Aliet e voe gant Gwynn mab Nudd ha Gwythyr mab Greidawl da gas Kachmwri hag Hygwydd e vreur d'en em ganna outi. E-keit ha ma teuent tre er vougeo, e sailhas ar wrac'h warno. Tapout krog a eure en Hygwydd a-bouez e vleo hag e deurel d'an douar dindani. Kachmwri avat a dapas peg enni ivez a-bouez he bleo hag

he zennas diwar Hygwydd. Trei a reas-hi neuze ouz Kachmwri, o c'hanna o-daou, o diarmi hag o bounta er-maez a daoliou troad ha dourn.

En egar ez eas Arzur pa welas e zaou vevel hanter lazet, ha kinnig a reas mont-tre er vougeo. Ha Gwynn ha Gwythyr ha lavarout neuze :

— « Ne deo na dereat na plijus evidomp da welout-te oc'h en em vleoata gant ar wrac'h. Kas Hir Amren hag Hir Eidyl d'ar vougeo ! »

Mar o doa bet bec'h an daou genta, gwasoc'h c'hoaz o doe an daou-mañ ken na vije moarvat deut nikun anezo ac'hane panevet e pignjont war Lamrei, kazeg Arzur. Neuze Arzur a lammas war dreuzou ar vougeo ha diouz toull an nor e skoas ouz ar wrac'h gant Karnwennan e goñtell. Tizet e voe-hi en he c'hreiz ha graet daou damm anezi. Kemer gwad ar sorserez a reas Kaw eus Prydein hag hen mirout gantañ.

## MARO AR RAMZ HA DIMEZI KULHWCH.

Neuze, an traezou burzudus ganto, e loc'has Kulhwch, Goreu mab Kustennin ha kement hini all a gasae Yspaddaden Penkawr a-gevret gantañ, etrezek lez ar ramz. Kaw eus Prydein a zeuas d'ober d'ezañ e varo. Trouc'ha a eure d'ezañ kig ha kroc'hen betek an askourn, diouz an eil skouarn d'eben, penn-da-benn.

— « Daoust ha lamet eo d'it da varo, gour ? » eme Gulhwch.

— « Lamet eo, » emezañ.



— « Ha va zra eo bremañ da verc'h ? »

— « Da dra eo, » eme egile. Hogen ne da ket d'am zrugarekaat-me, nemet kentoc'h Arzur an hini he gounezas d'it. Gant va grad-me biken n'az pije bet anezi. Deut eo ar c'houlz evidoun da goll va buhez. »

Ha neuze Goreu mab Custennin ha tapout krog ennañ a-bouez e vleo hag e stleja ouz e heul betek ar vur. E zibenna a reas ha lakaat e benn war eur peul er porz. Perc'henna a reas da c'houde ar c'hastell hag an douarou anezañ.

En noz-se e kouskas Kulhwch gant Olwen ha n'en devoe nemeti da wreg tra ma vevas. Tud Arzur a zispartias pep hini war-du e vro.

Sede penaos en devoa Kulhwch Olwen, merc'h Yspaddaden Penkawr.

troet diwar ar c'hembraeg

gant ABEOZEN.

# D'hor Rakprenerien

I

Gouzout a reer pegen diaes eo embann levriou brezonek. Darn a vez gwerzet mat a-walc'h. Hogen darn all, — ar pep muia, hag alies ar pep pouezusa e-keñver ar yez hag al lennegez, — ne vezont ket gwerzet nemeur.

Eun ti, evel « Gwalarn », ma fell d'ezañ embann hag embann levriou bepred, a rank evit se kaout skoazell digant al lennerien.

Goulennet hon eus eta, digant tud kalonek ha speredet-ledan, lakaat o ano da brena kement tra a vezo moulet ganimp.

Ar pez a c'houlennomp diganto eo da genta o fiziañs. Rak n'o lezomp ket da zibab etre hol levriou, ne gemeromp ket o ali a-zivout an oberou da embann, ne lavaromp ket zoken e vo hon holl levriou e brezoneg.

II

Tud 'zo, avat, n'o deus ket komprenet hon dezo.

Er miziou tremenet ez eo degouezet klemmou. Unan ne fell ket d'ezañ kaout levriou pemp



gwenneg ; egile ne c'hell ket gouzañv « Istor ar Bed » ; unan all c'hoaz a garfe a-walc'h romantou, hogen n'eo ket evit kemer levriou da zeski ar brezoneg.

An dud-se n'hon eus ket ezomm anezo. Ne viromp ket outo da gas d'imp arc'hant en a-raok m'o deus c'hoant. Hogen neuze ra skrivint eul lizer bep gwech ma fello d'ezo kaout eul levr. Ma ne c'hellomp ket fiziout e vo prenet, da vihana, eur c'hementad bennak eus pep oberenn nevez, neuze ne dalv d'imp da netra beza dastumet rakprenerien.

Gwasoc'h a zo avat :

Pep rakprener a dle kas d'imp 50 lur evit al levriou da zont. Pa vez diviet an 50 lur, e vez kaset d'ezañ eul lizer, hag e tle kas d'imp 50 lur all.

Evel-se eo ar reolenn. E gwirionez, n'omp ket atao barrek da gas dioustu eul lizer pa vez diviet ar gont. Rener « Gwalarn », — a rank ivez ober ar merour, — n'en deus ket amzer atao da seveni pep tra e poent. En doare ma kendalc'homp da gas levriou da dud a zo aet da hesk pell 'zo o 50 luriad, — (m'o deus kaset an arc'hant-se biskoaz).

Kaset e vez al lizer-dle en diwez. Hag, — amañ emañ an dalc'h, — kalz eus an dud-se ne baeont ket.

Kaset eul lizer-tenna d'ezo, — digant an darn vuia e teu d'imp en-dro : nac'het.

Setu aze eta tud o deus gouestlet d'imp prena hol levriou, tud o deus degemeret anezo hep lava-

rout grik diwar o fenn (pe fellout a rae d'ezo kenderc'hel d'o c'haout pe get), — hag a nac'h goude se ober enor d'ar ger roet ha paea o dle.

Kounnar vras a savfe en dud-se ma lavarfed d'ezo n'int ket onest. Ha koulskoude, evit ar pez a reont n'eus nemet eun ano e brezoneg : laeroñsi. Seul viloc'h laeroñsi ma vez graet diwar goust tud paour, a ranko paea ar mouler diouz o godell, goude beza bet da rei, hep konta o amzer hag o foan, milluriou endeo o-unan.

III

Ouz hor gwir vignoned, — hag a drugarez Doue, ez eus kalzik anezo, — e raimp ar bedenn-mañ :

C'houi, a gompren labour « Gwalarn » hag a gar ar brezoneg, hon dic'haouit da vihana evit diegi ha dizonestiz ar re all, dre gas d'imp ho tle, — ne c'houlennomp ket muioc'h. Paeit al levriou a gasomp d'eoc'h, — peogwir e fiziomp en ho lealded, — paeit d'imp ivez hoc'h adkoumanantou buan. Ma oufec'h peseurt bec'h a lamit evel-se diwar hor spered, ha pegement a blijadur a rit d'imp, ne c'hortozfec'h ket eur vunutenn da vont d'ar post, ne vern pe vrao pe fall a ra, na pegement hoc'h eus d'ober.

# Levriou Nevez

BUHEZ HOR SALVER JEZUZ-KRIST, *hervez ar pevar aviel laket en unan, gant an Ao. Uguen, ha da heul kenteliou, gant an Tad Eujen, embannet gant « Kenteliou Sant Fransez », An Oriant. — Evit prena, skriva da : Monsieur l'Econome, Grand Séminaire, 14, rue Verdelet, Quimper, C. C. 177-25, Nantes. — Priz : 25 lur.*

Setu amañ unan eus ar pouezusa levriou bet embannet e brezoneg biskoaz. Ne lavaran ket e sell eus an danvez, n'oun ket barrek da varn, — hogen e sell eus ar yez. Ma teu al levr-se da veza lennet, — ha lennet e vo hep arvar, — en darn vrasa eus tiegeziou hag eus skoliou kristen Breiz-Izel, startaet eo da vat al labour-unvanidigez graet gant Fransez Vallée, ha da heul gant « Gwalarn » ha rummad yaouank ar vrogarourien.

Ouspenn 750 a bajennou skeudennaouet, kempennet hervez strisa reolennou ar reizskrivadur (nemet al lizerenn ñ, n'eo ket bet implijet, ne ouzon ket perak), hag enno netra nemet geriou anavezetmat e pep lec'h, en doare ma c'hello al levr mont betek korn pella pep parrez a vro Leon, koulz hag

a vro Dreger, koulz hag a vro Gerne, — hag e kredfen hogozik lavarout, a vro Wened, — pebez lamm a-raok evit hor yez ! (hag etrezomp, pebez skoazell evit « Gwalarn » !)

Evit ma teuje al labour-se d'ar goulou, n'eus bet ezomm nemet eun den speredek, entanet gant e feiz hag e vrogarantez, an Tad Eujen, eus An Oriant. Tremen a ran war eun nebeut linennou ha skeudennou (p. 737 ha 741, da skouer), na blijont ket d'in hanter re, d'ober d'an aozerien va gwella gourc'hemennou.

ALMANAK MAT AR VRETONED, 1931, *embannet gant ar strollad, « Kengarantez Vreiz ». — e gwerz e ti an Ao. Marcel Guieysse, 60, boulevard de Port-Royal, Paris* (5ᵉ), *C. C.* 1463-51, *Paris. — Priz, dre ar post :* 1 *lur* 25.

A-raok ar brezel e veze embannet gant Protestanted Vreiz, « *Almanak Mad ar Vretouned* ». Setu-heñ deuet en-dro, nevezet, gwisket d'ezañ, eur stumm « breizat a vremañ », kinkladur, yez, hag all. Er bloaz a zeu, war a lavarer, e vo c'hoaz muioc'h a vrezoneg ennañ. Ar pennad anvet « Hor Golo » a zo eur skouer hogos peurvat a vrezoneg lennegel. Plijadur o devo ar vrogarourien o kavout, — ma n'int ket holl unanet war bep tachenn,, — ez int, da vihana, « unvanet » e sell eus ar reizskrivadur.

R. H.

# Gwalarn 1925-1930

Amañ da heul e roomp taolenn ar skridou moulet war ar 25 niverenn embannet betek-hen. Renket eo bet anoiou ar skrivagnerien hervez urz al lizerenneg. Dindan ano pep unan e kavor ar skridou savet gantañ. Ar re o deus skrivet rag-eeun e brezoneg a zo lakaet o anoiou e lizerennou bras, ar re all e lizerennou bihan. Diou niverenn a zo roet evit pep pennad, an hini genta o verka e pe niverenn « Gwalarn » eo bet embannet, an eil o verka ar bajenn. Da skouer : 20/33 a dalv kement ha : niverenn 20 « Gwalarn » / pajenn 33.

*tr.* a dalv kement ha « troet e brezoneg gant ».

Setu amañ roll ar 25 niverenn :

| NIVERENN | MARE | MENT | NIVER-PAJENNOU | PRIZ |
|---|---|---|---|---|
| 1 | Meurz 1925..... | 24 × 32 | 12 | 5 |
| 2 | Hañv — ..... | — | — | — |
| 3 | Diskar-A — ..... | — | — | — |
| 4 | Goañv — ..... | — | — | — |
| 5 | Nevez-A. 1926..... | — | 16 | — |
| 6 | Hañv — ..... | — | — | — |
| 7 | Diskar-A — ..... | — | 20 | — |
| 8 | Goañv — ..... | — | 16 | — |
| 9 | Nevez-A. 1927..... | 14 × 20 | 96 | diviet |
| 10 | Hañv — ..... | — | — | 5 |
| 11 | Diskar-A — ..... | — | — | — |
| 12 | Goañv — ..... | — | — | — |
| 13 | Nevez-A. 1928..... | — | 104 | — |
| 14 | Hañv — ..... | — | — | — |
| 15 | Diskar-A — ..... | — | — | — |
| 16 | Goañv — ..... | — | 128 | 7,50 |
| 17 | Nevez-A. 1929..... | — | 136 | — |

| NIVERENN | MARE | MENT | NIVER-PAJENNOU | PRIZ |
|---|---|---|---|---|
| 18 | Hañv 1929..... | 14 × 20 | 136 | 7,50 |
| 19 | Diskar-A — ..... | — | 120 | — |
| 20 | Goañv — ..... | — | 132 | — |
| 21 | Nevez-A. 1930..... | — | 128 | — |
| 22 | Hañv — ..... | — | — | — |
| 23 | Here — ..... | — | 40 | 2,50 |
| 24 | Du — ..... | — | — | — |
| 25 | Kerzu — ..... | — | — | — |

**ABEOZEN.**
*Kontadennou :*
Kondle ar Flamm — 9/23.
Eur Banne Gwin — 15/8.
Barnet d'ar Maro — 16/12.
A-hed ar Ganol — 16/17.
Eur C'higer — 16/23.
Blenier Bleniet — 17/23.
Dremm an Ankou — 18/11.
E Krabanou ar Spont — 19/34.
Dre Heg — 20/11.
War Lein ar Run — 21/19.
Eun Toull en Erc'h — 22/33.
*Troidigeziou :*
Pwyll Prins Dyvet — 1/8 ; 3/29 ; 4/42.
Branwen Merc'h Llyr — 5/57 ; 6/73.
Manawyddan Mab Llyr — 8/105.
Math Mab Mathonwy — 9/40.
Eñvorennou Twm o'r Nant — 10/29 ; 11/71 ; 12/50.
Huñvre Rhonabwy — 13/39.
Kulhwch hag Olwen — 18/28 ; 19/42 ; 21/38 ; 25/7.



**Aesc'hulos.**
Prometheus Ereet (tr. Drezen) — 9/68.
Ar Bersed (tr. Drezen) — 12/45.

**AP SULIAU (OLIER).**
*Kontadenn :*
Al Letanantig O'Rally — 1/3.

**Beere (Th. J.).**
Diwar-benn Stad ar C'hembraeg — 21/68.
Landsmaal ha Riksmaal — 21/80.
Kudenn ar Yezou e Finland — 22/95.

**BERTHOU (ERWAN) ha Y. ar Fusteg.**
*Kontadenn :*
Mona Garmez — 10/9.

**BERTHOU (GWILHERM).**
*Pennadou-Skrid :*
Eur Pennad Strilhouriez — 17/84.
Tredan ha Gwagennou — 20/77.

**Blake (William).**
Barzonegou (tr. Roparz Hemon) — 12/18.

**Blok (A.).**
Ar Plac'h Dianav (tr. Roparz Hemon) — 18/35.

**Bodo (K.).**
F. Karinthy — 12/59.

**BRENN (ALAN).**
Sellout : HEMON (ROPARZ) hag ALAN BRENN.

ROPARZ HEMON

ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEG E 1928

gant eur droidigez esperantek ha kartennou.

Dre ar post : 4 lur

ROPARZ HEMON

GERIADURIG ESPERANTEK-BREZONEK

Dre ar post : 4 lur

ROPARZ HEMON

COURS ÉLÉMENTAIRE DE BRETON

levrig kenta

Dre ar post : 3 lur.

Lennit !

## Breiz Atao

Kelaouenn Strollad Emrenerien Vreiz
Sizuniek
e brezoneg hag e galleg
koumanant-bloaz : 15 lur.
renerez ha mererez : B. P. 182, Roazon,
(C. C. 25-29 Rennes)

## Dihunamb

10, rue du Gaz, an Oriant
miziek : 10 lur ar bloaz.

## Feiz ha Breiz

4, rue du Château, Brest
miziek : 12 l. ar bloaz; C. C. 44-40 Roazon.

## Breiz

An Ao : Le Clec'h
Recteur de Coadout
Sizuniek : 15 l. ar bloaz;
C. C. 48-82 Roazon.

# EMBANNADURIOU GWALARN

## 1926

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.

J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25.

## 1927

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — 6 lur.

T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.

TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — 5 lur.

GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — Diviet.

## 1928

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.

B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.

H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.

Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.

Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.

Roparz Hemon. — DISTAGADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

AR SIMBOL. — 0 lur 50.

## 1929

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.

M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.

A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.

A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.

Roparz Hemon. — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

Moulerez Kenwerzel Breiz, Roazon

*Ar Merour* : Y. DREZEN.

